WIKIPEDIA

# Newareg

Ur yezh sinek-tibetek eus is-skourr Yezhoù newarek eo an **newareg** (*newari* pe *nepal bhasa*) komzet gant ouzhpenn da 1.000.000 den en holl e traonienn Kathmandu e Nepal dreist-holl (3,73% eus ar boblañs ez-ofisiel e 199) dreist-holl hag ivez en India.

Seizh rannyezh ez eus:

- **Dolkaleg** (*dolkhali*)
- **Pareg** (*pahri* pe *sindhupalchok pahri*)
- **Totaleg** (*totali*)
- **Tchitlangeg** (*citlang*)
- **Katmandoueg** (*kathmandu-pathan-kirtipur*)
- **Baktapoureg** (*baktapur*)
- **Bagloungeg** (*baglung*)

Talvezout a ra rannyezh Kathmandu da yezh lennegel implijet dre skrid.

Ouzhpenn-se e kaver diforc'hioù etre ar gerioù implijet gant ar Voudisted hag an Hindoued ha dileusket e vez ar yezh muioc'h gant an eil re evit gant ar re all.

Skrivet e vez an newareg gant ar skritur devanagari ha goût a oar lenn ar yezh-mañ tro-dro da 60% eus ar boblañs.

## Liammoù diavaez

- (en) *Ethnologue* (http://www.ethnologue.com/14/show_language.asp?code=NEW)
- (en) Geriadur newareg-saozneg (http://www2.pair.com/webart/mysqllex/ntr_sword.html)

## Gwelet ivez

- Yezhoù mahakirantiek
- Yezhoù himalayek